Hymnal



# CANNENNEU SPIRITUEL.

## EN IHUERN.

Ton Quelven.

Diskennamb ol, Crechénion, én ihuern de huëlet
Poénieu ker kri ha spontus en ineaneu dannet,
E zou, dré golér hun Doué, dalbet é ereis en tan,
Rac n'ou dés ket bet miret lézen Doué ér bed-man.

En ihuern zo un toul dôn ha lan a diboeldet;
Ur huéh couéhet én toul-zé, ér mæz mui ne zér ket:
En oreu zo bet chairret ha mouraillet guet Doué;
N'ou diguoro birhuiquin : collet-é en alhué.

Ur forn goret ér bed-man n'en dé namcit moguéd
É kevér en tan e losk en ineaneu dannet.
Guel vebé bout ér forn-zé tré ma padou er bed,
Eit bout abarh en ihuern un ær hemb quin losket.

Hudal e rant a bouis pèn, avel chass counaret;
Ne houyant pèh léh hum droein, peb léh é mant losket:
En tan zou ar ou fennen, en tan zou idan d'hai;
En tan-zé, perpet padus, e sàu a bep costé.

Er mab e grogue én é dad, hag er verh én hé mam;
Guet mil malloh ind ou stleij dré ou bleàu, ereis er flam.
— Malloh d'id, moès didalvé, en dès bet hur gannet!
— Malloh d'id, tad didalvé, pen-caus ma omb dannet!

Tra hirissus ! ou hourhen hag ou hik vou ronguet
Guet bek en airon cahus ha guet dent en diaulet,
Hag èu tan é vou taulet ou hik hag ou eskern,
Aveit aleige en tan-flam é forn bras en ihuern.

Goudé ma vezeint losket un herradik èn tan,
É veint taulet èn ul lèn lan a scorn guet Satan;
Ag el lèn-zé barh en tan é veint arré taulet:
Déh, hag binihuo, hag arhoah, ne vou arsàu erbet.

Er ré dannet e oilou, hag e ouilou guet gloés:
Truhé, ô men Doué! truhé! ni hou ped dré hou croès!
Allas! col e rant ou foén! Rac tré ma padon Doué,
Padein e rei en ihuern hag on anquin ehuè!

Ker berhuidant-vou en tan ou rostou èn ihuern,
Ma tei er mèl de verhuein pèn-d'er-bèn 'n ou eskern.
A pe houlenneint truhé, sel-mui é veint goasket:
Kaër ou devezou hudal, losket e veint perpet!

En tan-zé e zou huéhet dré gounar rust hun Doué:
O tra souèhus! can e losk bemb lemel er vuhé!
Birhuiquin ne vou monguet, birhuiquin ne varvou;
Guet corveu er rè daunet Satan eu astisou!



# ER BARAOUIS.

Jesus, péh lehuiné
E vou eid on iné
Güélet en Entru Doué,
Bout én é garanté!

Me gav hèr en amzér
Hag er poénieu distér,
É chongeal noz ha dé
É plijadur en né.

A pe sellau d'er-hlué,
Dob mem bro, ty men Doué,
Neigeal e garehen
D'inou èl ur glom huen.

A pe vou ret merhuel,
Kaër vou guet-n-eign lezel
Er horv-men goal boénius,
Eneheur de Jesus.

Guet hirreab é hortan
Me zremén dehuéhan:
Hast e mès de huélet
Jesus, men güir bried.

Kentéb èl ma vou bet
Me raogeunen torret,
Me bum sàuou én ér
Èl ma ra un huédér.

Tremén e reiu el loër
Aveit monnet d'er gloër,
Ha me vezou douguet
Drest en hiaul, er stired.

Ha nezé me laro:
Kenavo d'id, mem bro!
Kenavo, bed chiffus,
Ha hébien glaharus.

Kenavo, peuranté,
Kenavo, ol tristé,
Kenavo, trebilleu,
Kenavo, péhedeu.

Pélloh ne zougeein ket
Rangen eu drouk-spered:
Pe vein marhue, birhuiquin
Hum gol mui ne bellein.

Er péhedeu marvel
Nag er ré veniel
Ne reint mui brezel d'eign;
Dén n'bellou me feahein.

Changet em bou a stad
Aveit mem brassan vad;
Ha me güittei en doar
Hemb auquin na glahar.

Me huélou discarret
Me ol aoemised,
Ha mé victorius,
Dré hou croaee, ô Jesus!

A bep-tu pe sellein,
Kement tra e huélein
E gargou me halon
A gonsolation.

Dor en nean digueor kaër,
Eit me receu ér gloër,
Er Sænt ha Santésed
Prest d'em digueméret.

Me vou digueméret
É palæs en Drinded,
É creis en inourieu
Hag er mélodieu.

Hag ino, aveit mad,
É huélein Doné en Tad,
Guet é Vab beniguet
Hag er Spered mêlet.

Me huélou me Salvér,
Guet un hoarh a zouster,
É lakat ar me fen
Er gaërran kurunen.

Aveit poénieu distér,
Aveid anquinien bèr,
Ni e vou paiet mad
Guet hun Doné, hur güir tad.

Kaër e vou de huélet
Er Hnérhiès beniguet,
Guet en deuzee stiren
E ra hé hurunen.

Ni e huélou open,
Guet-hai peb un délen,
En Ælé, Arbælé,
Ol é vêlein on Doué.

É kannein hemb arsàu,
Ar un ton kaër ha bràu,
Bennoh ha mêlodi
D'ou Doué ha d'hun hani.

Ni e huélou ehué,
É kreis er gloër ha joé,
Ré salvet a bep léh,
Bêlean ha menéh,

Gùérhiésèd a bep oad,
Santésèd a bep stad,
Groagné, intanvésed,
Guet Doué ol kurunet.

Ol en Ælediegueu
Ar ou askéliegueu,
Avel un taul gurén,
É neigeal drest hur pèn.

Eurustæt hemb hé far,
A vremen mé hou car:
Hui e ra a vremen
Joé d'em halon é poén.



É GUÉNÈD, é ty J.-M. GALLES, é ru er prélectur.

